# VAR AR PEOC'H.

Compozet gant an Otrou Vey.

Var ton : *Potret Loguivy.*

Caera urs deut demp a nevez,
Eus abeurs ar' Roue !
Joaussa qêlou
Evidomp arruet !
Deut prest d'en selaou,
Bezit oll ravisset.
  Ne qet ur c'hrâç particulier,
Ne qet ur mad dister ;
Mes un abondanç
A vad universel
A laqa en Franç
Ar joa ma da sevel.
  Ar Peoc'h pel so voa desiret,
Zo roet deomp ha sinet.
O ! Peoc'h benig'et!
Deut deomp deus an Evou,
C'houi ra oll g'enet

Ar Rouantelezou.

Brezel cris, brezel miserabl,
Goalen incomparabl,
Qerz d'an ifernou,
Plaç a drouc hac a boan,
Na deu mui d'ar vro
D'on laqât oll en poan.

Na c'houi, Sozon, n'oc'h mui c'hoantec
Da velet o redec
Goad ar Vretonet,
Ho proïs, gouscoude,
Pa zoc'h retornet
Da ur guir garante.

Goude ur brezel dirollet,
Francisien, disquiset;
Spagn, Hollandisien,
Russianet ive,
Pa zoc'h dianqen,
Rentit gloar da Zoue.

Na vo mui a 'oel nac a gri,
Neus mui a enemi:
Na vo mui a gloas,
A ravach, a anqen,

A bill nac a laz
Etre ar Gristenien.

Gloar ta dan Drindet e unan,
Tad, Mab ha Speret glan,
Ho tri ur Mæstr mat
En ho Rouantelez,
Eno eo e pad
Ar peoc'h evit james.

Gloar ive deoc'h ha mil bennos,
Princes ar Barados,
C'houi laqa da ren
Eur peoc'h spirituel,
E calon an den
Dre vertu ho Pug'el.

Guerc'hes Vari, c'houi ar g'entàn
Patrounes er vro-man; (1)
Deoc'h eo an homach,
Deoc'h eo an drugare,
Vit an avantach
A recevomp hirie.

Bet oc'h eus truez o velet
Ho pugale armet,

(1) Itron Vari ar Vur, Patroune Montroulez.

Ebars en distruch,
An eil eus eg'ile,
Vel en un diluch
O veuzi didrue.

Sinet ar peoc'h! oll provinçou,
Oll rouantelezou,
Perac n'oc'h-hu qet
Demes eur memes fe,
Da renta parfet
Guir graçou da Zoue?

Na vouelet qet, c'hoareset qes,
Aghu ho tienes;
Ar Peoc'h a viro
Ho qerent, ho preudeur,
Nint mui d'eus ar vro
Da rancontr o maleur.

Bremâ ta, mamou ha tadou;
E chomo var o tro,
Evit o sicour
Er c'hlenvet, er yec'het,
Ha var ho lahour,
Ar re hoc'h eus savet.

Bremâ oc'h quit da ziouerct,

O piejou caret!
O! grag'e cristen!
Deut da veva gante,
Vel ma digompren
Da vugale Doue.

Pet o deus ho Buez collet
Er brezel dirollet?
Pet en deus, siouas,
Collet o isili,
Ha brema int goas,
Hac ho c'herent hac hi.

N'ac a vam g'ez intanvezet,
A zo maleuruset!
Nac a viroret
Zo diben, diberc'hen,
Ho tadou collet,
O beza hac o saoten!

Gant c'h brema bugaligou,
Ho tadou a chomo,
Heb beza barnet,
Da vonet d'ar vro bel,
Hac evo laret
Er gombatjou cruel.

Goude brema en he anne,
An oll, gant grag Doue,
A allo pleal,
Qit a goll, a berill,
Dre reus ordinal
En profit e famill.
Brêma, pa vo libr an trafic,
E challo ar public
Tenna e brofit,
Meritet dre e boan,
Pêa ha gounit
Peoc'h ha fauioc'h diboan.
Pijet gant Doue, pinvizien,
Rei deoc'h sonjou cristen,
Ma vo soulajet
Deus bo comodite,
Ar beorien rentet
En goal necessite.
Mar oc'h eus neb truez, pedet
Vit ar re decedet,
Ho deus er gombat
Recevet ar maro
En ur mor a voad
Evit difen hor bro.

Ar Peoc'h a vezor amitie,
A ro prosperite;
Ar Peoc'h a ro joa,
A gresq ar vertuziou,
Ar peoc'h a bella
Proces ha malheuriou.

Neus qet evel peoc'h an ene
Da servicha Doue,
An den trubuillet,
Nac an den trubuillus,
N'a bossedo qet
Rouantelez Jesus.

Ret eo caout peoc'h gant hon neissa
D'en em santifia:
Neus nemet malheur
Vit ar re a vezor
Enep o breudeur
Cassoni dinatur.

Peoc'h santel presant hep e bar,
Chomit var an douar:
Deus ar Finister
Chasseit ar bresel,
Qen particulier

Ha qen universel.

Renit ar Peoc'h er c'homuniou
Hac en tieg'ezou,
Breman da viqen,
Renez er gonsianç
Dre ar binijen,
Pe dre an inoçanç.

Tud a vresel a bep costé
Hac a bep qalite,
Pa zoc'h mignonet,
Rentit gloar da Zoue,
Bezit unisset
Bete fin bo pue.

*D'ar Generalet ha d'ar Zoudardet a Franç.*

C'houi oll oc'h eus meritet mat,
Dre gourach er gombat,
Soutenit atao,
Dre furnez ha prudanç,
Bete ar maro,
Ar Rouantelez Franç.

**FIN.**

E Montroulez, e ti LÉDAN, e ru ar Vur.



